WIKIPEDIA

# Filipineg

Ur yezh valayek-polinezek eo ar **filipineg** (*pilipino* pe *filipino*) komzet er Filipinez el lec'h m'eo unan eus an div yezh ofisiel gant ar saozneg.

Diaes eo ober un diforc'h splann etre ar '**filipineg'** diouzh un tu hag an '**tagalogeg'** diouzh an tu all. Dre vras e vez implijet an termen *filipino* d'ober dave da yezh ofisiel ar Filipinez pa vez implijet an termen *tagalog* evit komz eus yezh hengounel ar meuriad tagalogek.

D'an 13 a viz Du 1937 e voe krouet Savadur Broadel ar Yezh a dibabas an tagalogeg da ziazez evit ar yezh vroadel. E 1961 e voe adanvet **pilipino** hag e 1987 e voe anvet ez-ofisiel **filipino**.

## Gwelet ivez

- Yezhoù malayek-polinezek
- Tagalogeg